# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

### TAOLENN



**56**

**GOUERE 1933**

# Gwalarn

Niv. 56
9-vet Bloavez
GOUERE 1933




# Kannadig Gwalarn

Niv. 9-10
MEZEVEN
-GOUERE 1933

## TAOLENN



## TRUGAREZ

Da heul an notenn bet lakaet war niverenn diweza ar « C'hannadig », da lavarout n'hor boa ket c'hoaz koumananterien a-walc'h, hon eus bet eur bern liziri mat digant lennerien.

Al liziri-se a ziskouez d'imp anat hon eus mignoned e-leiz e pep lec'h, hag ez eo e gwirionez « Gwalarn » evel eur vreuriez vras a dud unanet holl a spered hag a galon da stourm evit ar pez a garomp dreist pep tra : Breiz hag ar brezoneg.

Trugarez ivez d'ar c'hazetennou o deus moulet pennadou mat diwar hor penn : « Breiz Atao » hag an « Adsao ».

## BREZONEG AR VUGALE

Profou :

An Dim. M. Gourlaouen : 73 l. — an Ao. F.-R. Merret : 70 l. — Annaig B. Kerverziou : 33 l. — an Ao. Gueguen : 55 l. — an Ao. Mens : 50 l. — an Ao Al. Raison du Cleuziou : 9 l. — en holl : 290 l.

Chom a ra er c'hef : 593 l. 80.

Profou evit ar « C'hannadig » :

An Ao. Toulemont : 10 l. — an Dim. S. Merret : 5 l. — an Ao. Jacq : 10 l.

Bennoz Doue d'an holl dud largentezus-mañ.

## D'hol lennerien

Diwar bremañ e vo unanet « Gwalarn » ha « Kannadig Gwalarn ».

Ne vo ket eur c'holl, a gredomp, evit hol lennerien, hag evidomp, e vo kalz nebeutoc'h a labour.

En doare-se, spi hon eus e c'hellimp embann niverennou kaeroc'h, ha dreist-holl tevoc'h, peogwir ez unanomp nerz an diou gazetenn.

Setu amañ penaos e vo renket an traou :

D'ar c'henta a viz gouere e vo moulet eun niverenn : 56 evit « Gwalarn », ha 9-10 evit ar « C'hannadig ».

D'ar c'henta a viz eost e vo moulet eun niverenn all : 57-58 evit « Gwalarn », hag 11-12 evit ar « C'hannadig ».

Goude se e vo atao heñvel :

Miz here : « Gwalarn » hepken.

Miz du : « Gwalarn » hag ar « C'hannadig ».

Miz kerzu : « Gwalarn » hepken.

Miz genver : « Gwalarn » hag ar « C'hannadig ».

Hag evel-se da heul.

Ar re a zo koumanantet da « Walarn » hepken, pe

ar re a zo koumanantet d'ar « C'hannadig » hepken, ne vo kemmet netra evito.

Ar re a zo koumanantet da « Walarn » ha d'ar « C'hannadig » war eun dro, a vo astennet amzer o c'houmanant, hervez ar reolenn-mañ :

Ar re o doa c'hoaz 4, 5 pe 6 niverenn eus ar « Channadig » da gaout : 2 miz.

Ar re o doa c'hoaz 7, 8 pe 9 niverenn eus ar « Channadig » da gaout : 3 miz.

Ar re o doa c'hoaz 10, 11 pe 12 niverenn eus ar « C'hannadig » da gaout : 4 miz.

Priz koumanant « Gwalarn » a vo atao 30 lur, ha priz koumanant ar « C'hannadig » 10 lur.

Evel-se ne vo graet gaou ouz den ebet, ha kredi a reomp zoken e c'hellimp e berr amzer rei muioc'h d'an dud evit o arc'hant.



# Danzig hag an "Trepas Poloniat"

Daoust ma vez ano alies eus an « trepas poloniat » er c'hazetennou, nebeut a dud a oar da vat petra eo ha perak e sav kement a dabut diwar e benn.

Da ziwez ar Brezel Bras, pa voe adsavet bro Bolonia, bet rannet a-raok etre Aostria, Rusia hag Alamagn, e c'houlennas Poloniz kaout eur porz-mor war ar Mor Baltek. Soñjet e voe da genta rei d'ezo Danzig, ar gêr vras alaman en aber ar stêr Vistula. Tud Danzig, avat, a nac'has krenn koueza dindan dourn Polonia. Evit aoza an traou, e voe divizet ober eus Danzig eur « gêr dishual », na vije na da Bolonia na da Alamagn, hogen en he zra hec'h-unan, dindan warez Kevredigez ar Broadou.

Roet e voe da Bolonia, koulskoude, ar pez a anver an « trepas », da lavarout eo, eur vandenn douar etrezi hag ar mor. Bremañ, ar geriou-se, « trepas » ha « bandenn douar », o deus mesket eun tammig menoziou an dud. Kalz a dud a gred d'ezo ez eo an « trepas » eun trepas e gwirionez, ledan a-walc'h dres evit eun hent hag eun hent-houarn.

Tamm ebet. An « trepas » a zo eur rannvro, enni eur milion bennak a dud o veva. Poblet eo dreist-holl gant Poloniz. Al ledander anezañ a zo etre 28 ha 40 kilometrad, hag en amzer gwechall, ez eo bet dija e dalc'h Polonia e-pad war-dro 300 vloaz.

War an tu all, ret eo lavarout ez eo trouc'het evel-se bro Alamagn e daou damm, Prusia ar Reter o veza rannet diouz ar peurrest eus ar vro.

Ha setu ar gudenn :

Bro Alamagn ne fell ket d'ezi beza trouc'het, ha c'hoant he deus da gaout Danzig en-dro.

Bro Bolonia a lavar he deus ezomm da gaout eun nor digor war ar mor.

**Gdynia**

Pa n'int ket bet evit kaout Danzig, Poloniz o deus savet e-kichen eur porz-mor, war an tamm aod a zo bet roet d'ezo.

Savet eo bet abaoe 1926. A-raok ne oa eno nemet eur bagadig lochennou dister. Bez' ez eo eur skouer all eus ar « c'hêriou-kebell-touseg » hag a ziwan en eun taol. Konta a reer penaos eur pesketaer en doa eno diou lochenn. Pa ne oa ket c'hoaz meneg eus Gdynia, e werzas unan evit eur pemoc'h. Evit eben, ne gavas den d'he frena digantañ. Ret-mat e voe d'ezañ mirout anezi eta. Etre daou, e voe staget da sevel ar porz nevez. Neuze e werzas e lochenn evit 30.000 lur.

Gdynia a zo hizio unan eus kenta porziou-mor ar Mor Baltek. Evel just, Danzig a sell outañ gant gwarizi. Ha kement-se marteze a zo kaoz m'o deus tud Danzig nevez 'zo en em ziskleriet a-du gant an Nazied.



# Pa vez John Bull o koll e Benn

## Devez Bras an "Derby"

D'ar merc'her 31 a viz mae diweza, e oa trouz ha cholori e Bro-Saoz, hag ivez e Breiz-Veur a-bez, en Iwerzon ha dre ar bed holl zoken. An holl dud, dioustu m'o doe digoret o daoulagad, ne oa nemet eur soñj o trei en o spered. Ar c'hazetennou ne oa meneg warno, koulz lavarout, nemet eus eun dra hepken, e-touez ar c'heleier kenkoulz hag e-touez an embannou-kenwerz. Nag a galonou a grenas en deiz-se, e paleziou ar vondianed evel e lochennou ar beorien, gant ar spi da c'hounit milionou, pe zoken eun toulladig luriou bennak. En deiz-se e oa John Bull o koll e benn, peogwir e oa deiz redadeg kezeg brasa ar bed, deiz an « Derby » !

**En amzer goz**

Er bloaz 1780, Kont Derby a bedas eun nebeut mignoned d'ezañ da ober eur redadeg kezeg dirak e di, Lambert's Oaks, e-kreiz torgennou Epsom. N'oa nemet ar c'hezeg tri bloaz o doa ar gwir da redek. Nao

marc'h a voe degaset, hag an trec'h a yeas gant unan anvet « Diomed ». Evit dedenna tud da zont da welout ar redadeg, e oa bet ret aoza eun emgann kilheien, hervez boaz an amzer-se.

Ar redadeg a voe graet adarre er bloaz goude, ha tamm dre damm e kreskas, betek dont da veza eur gwir c'houel broadel.

## Ar rouanez Viktoria

Ne zeuas avat an Derby da veza brudet evit mat nemet e 1840. Er bloaz-se, e fellas d'ar rouanez yaouank Viktoria mont da welout ar redadeg. Sacha a reas d'he heul, evel just, an holl dud kaer hag a zoare.

Konta a reer penaos ar rouanez a voe ken plijet gant ar gouel ma fellas d'ezi gwelout « jockey » ar marc'h en doa gounezet. Ar « jockey »-se a oa eun denig ken bihan ma c'houlennas Viktoria digantañ pegement e poueze :

— Pardonit d'in, Itron, a respontas, met va mestr 'a lavar ne dlean morse diskulia va fouez da zen ebet.

## An Derby hag ar Parlamant

E 1847, an Derby a oa deuet da zerc'hel ken bras lec'h e buhez ar vro, ma voe divizet ne vije mui bodet ar Parlamant en deiz-se. Kement-se a badas betek 1892, ma teuas ar gannaded a-greiz-holl da gaout mez eus an taol mibiliez-se.

D'ar mare-se ne veze ket kaset ar c'heleier ken buan ha bremañ. Kerkent ha ma veze echu ar redadeg, paotred ar c'hazetennou a bigne war varc'h, prim-ha-prim, roll ar c'hounezerien ganto en eur golo siellet,



hag i d'ar pevarlamm ruz etrezek Londrez, heligenta etrezo da dizout ar gêrbenn. Pep kazetenn a glaske dont er-maez a-raok ar re all. Bez' e oa evel eun Derby bihan goude an hini bras, hag an dud diwar ar maez n'o doa ket gellet mont da Epsom a yae war vord an hent da sellout ouz rederien ar c'hazetennou o tremen.

## Darvoudou en Derby

Er bloaz 1844, an trec'h a yeas gant eur marc'h anvet « Running Rein ». Ar marc'h a zeue da eil a oa « Orlando » e ano. Setu ma reas perc'henn « Orlando » eur c'hlemm eus ar souezusa. « Running Rein », emezañ, a oa eur marc'h faos, da lavarout eo, en doa pevar bloaz e-lec'h tri, hag e wir ano a vije « Maccabeus ». Diskouez a reas e oa gwir ar pez a lavare en eun doare iskis. Kas a reas eur mignon d'ezañ en holl staliou an drouc'herien-varo e Regent-street e Londrez, ken na gavas unan hag a anzavas outañ en doa gwerzet da berc'henn « Running Rein » liou-bleo da libistra e loen. E-pad eur miz ne voe kaoz e Londrez nemet eus an dra-se.

An Derby a reas ar muia a drouz, avat, eo hini 1913. Er bloaz-se, eur « suffragette » (da lavarout eo, unan eus ar paotrezed-se a lakae mesk en holl draou a-benn gounit ar gwir da vota evit ar merc'hed) en em stlapas ouz penn marc'h ar roue hag a voe lazet. Er bloaz-se ivez, ar marc'h en doa gounezet a voe lakaet er-maez gant ar varnerien abalamour d'eun taol dislealded.

## An Derby hizio

Ne vez mui gwelet evel a-raok ar brezel ar c'hirri

a bep doare a yae kuit eus Londrez da zeiz an Derby diouz ar mintin. Bremañ n'eus mui nemet kirri-tan ha na deont ket buanoc'h koulskoude, kement ez eus anezo. War a lavar an dud koz, an Derby a vremañ ne dalv ket an Derby eus amzer o yaouankiz.

Talvezout a ra, evelato, ar boan beza gwelet. Eno e tered tud a vilierou, n'eo ket, an darn vuia anezo, da welout ar c'hezeg o redek, hogen da gaout plijadur ha da c'hellout lavarout d'an holl ez int aet d'an Derby. War an tachennou bras en-dro da Epsom, ne weler nemet teltennou, tud da kirri-tan. Lavaret e vefe holl barconiou Breiz-Izel en unan.

Eno eo paradoz ar jipsianed. Eus kement korn eus ar vro, e teu an termaji en o c'hirri bras. Al lennerezed-planedennou, bleo ha daoulagad du-bran d'ezo ha dremmou kramennek, chaliou a bep liou war o diskoaz, a dremen e-touez an dud, o klask gounit eun diner bennak, dreist-holl diwar goust ar merc'hed. Dre-holl ez eus brañsigellou, tennadegou ha « kuriozi-teou » a bep seurt.

Ouspenn an Derby, ez eus bremañ C'hoari-Sac'h bras Iwerzon, a vez tennet en deiz a-raok, hag a laka tud 'zo da veza pinvidik-mor en eun devez, ha muioc'h a dud c'hoaz da goll o faour kaez gwenneien.



# Istor ar Skingomzerez

hervez eur pennad embannet war ar gazetenn gembraek « Y Capten », Mae 1932.

An doare gwella da zisplega istor ar skingomzerez (1) eo displega istor an dud o deus labouret kalet da gavout an diazez anezañ. Rak, evel meur a dra all, n'eo ket bet ganet en eun devez. A-raok dont da gaout ar binviou kaer a weler bremañ, ez eo bet ret furchal ha studia pell amzer. Eun den en deus kavet eur wirionez vihan, ha neuze, chomet eo a-sav alies, hep kalon nag arc'hant da labourat ken. Heñchet gant ar wirionez-se, avat, eun den all en deus kavet eur wirionez vihan all. Hag evel-se, a damm da damm, ez eus savet eur bern gwirioneziou, ha dizoloet eun dra vras en diwez.

Eur gentel a ro d'imp istor ar skingomzerez eta : n'eo ket eun den, na zoken tud eus an hevelep bro, a zeu a-benn peurliesa da ober eur prof bras d'ar bed, hogen tud eus meur a vro, pep unan o klask astenn tachenn ar ouiziegez.

## Kavidigez an tredan

Eur Saoz anvet Gilbert, hag a varvas er bloaz 1603, eo a gavas perziou an tredan (2) hag ar maentoucherez (3) evit ar wech kenta.

Neuze e teuas eun Alaman, Otto Guericke e ano, hag a savas, war-dro 1671, an ijin tredan kenta.

E 1724, eur Saoz, Stephen Gray, a gavas penaos e c'helled kas tredan a-hed eun orjalenn (4), d'ezi 765 troatad a hed. Da ober e arnodennou (5), e kemere Gray paotredigou, hag a stage dre o fenn da genta, ha goude se dre o daoudroad, da welout ha gouest e oant da ober tredan. A-benn eur pennad ne gavas mui paotrig ebet a vije mennet da c'houzañv evel-se, hag e rankas ober gant kilheien.

E 1745 e voe kavet « boutailh Leyden », ar voutailh souezus-se, a c'hell ober ha mirout tredan war eun dro. Diaes lavarout piou a reas ar gavadenn-se, gant ma 'z eus daou pe dri den m'eo bet lakaet war o ano.

Ne vern penaos, kavidigez ar voutailh-se a voe eur c'hammed eus ar re vrasa en istor an tredan, ouspenn kavidigez e c'helle ar red tredan tremen dre orjalennou ha korf mab-den. Konta a reer penaos eun dro bennak, eun den gouiziek a lakaas boda 180 a soudarded, a lakaas anezo da gregi an eil e dourn egile, ha, dre gas eur red tredan e korf unan anezo, o lakaas holl da lammat ha da zañsal dirak an impalaer, deut a-ratoz-kaer da welout.

Neuze e teuas an Amerikan brudet Benjamin Franklin, ganet e 1706. Hemañ eo a zisklerias penaos ez ae en-dro boutailh Leyden. Diskouez a reas d'ar bed a oa an tredan hag al luc'hed an hevelep tra.



An holl o deus klevet menegi, moarvat, e arnodenn gant ar sarpant (6), ha penaos e teuas a-benn da lakaat an tredan da ziskenn a-hed linenn e sarpant betek eur voutailh Leyden.

Diwar neuze ez eas buan an traou. Daou Italiad, Galvani ha Volta, a gavas doareou nevez da ober tredan, hag ar Svedad Christian Oersted (1777-1851) a zizoloas an darempred a oa etre an tredan hag ar maentoucherez.

Tud e-leiz en em lakaas war se da labourat, e kement bro a zo er bed, evit studia perziou an tredan.

## Implij an tredan

Eur Gall, Ampère e ano (1775-1836), a voe ar c'henta oc'h implijout an tredan evit lakaat anezañ da dalvezout. Dre harp eun nadoz maentouchek (7), a veze lakaet da finval gant an tredan, e tizas kas kefridiou eus an eil lec'h d'egile. Ar gavadenn-se eo he deus roet d'imp diwezatoc'h ar pellskriverez (8). Ampère eo ivez a ijinas an « tredanvuzulier », da lavarout eo, ar benveg evit muzulia an tredan.

Eun den eus ar souezusa e oa Ampère, evel kalz a dud veur. Atao e veze soñj e studiou o poueza war e spered, ar pez a rae d'ezañ dizoñjal an traou all. Eun dro, a lavarer, e oa oc'h ober eur brezealies. Eun dro, a lavarer, e oa oc'h ober eur brezegenn dirak unan eus kevredigeziou (9) gouiziek Bro-C'hall. Edo en e wella o lenn e baperiou, pa zeuas unan bennak da azeza war ar gador ne oa nemeti e-kreiz al leurenn. Echu gantañ kaozeal, pa fellas da Ampère azeza, setu ma welas an den-se en e blas. Hag heñ droug ennañ raktal, da bedi an estren da vont kuit. Ha piou oa an estren-se, nemet an impalaer

Napoleon e-unan ! Ne oa ket bet Ampère evit e anavezout ! Napoleon, avat, ne reas nemet c'hoarzin, hag a bedas Ampère da zont da goania gantañ en nozvez-se. Deuet mare koan, ne voe gwelet roud ebet eus Ampère, hag an impalaer gant an impalaerez ha tud al lez o c'hortoz. Gortoz a rejont eun eur. A-benn neuze, kavet e oa bet Ampère en diwez. Ankounac'haet krenn e oa bet gantañ goulenn an impalaer !

An ano a bouez brasa a gaver da c'houde eo hini William Sturgeon (1783-1850), a zizoloas ar maen-touch-tredan. D'e heul e teuas Joseph Henry (1797-1878), a wellaas labour an hini kenta. Heñ eo a gavas ar pez a anver « tredanlusk », da lavarout eo, ar galloud a zo gant eur red-tredan o tremen dre eun orjalenn da c'henel eur red-tredan all dre eun orjalenn all, ha n'eo ket stok outi. Ar skingomzerez a zo savet dreist-holl diwar ar gavadenn-se.

Unan all, hag a voe pouezusoc'h c'hoaz e labouriou, eo ar Saoz Michael Faraday (1791-1867). Hemañ a oa paour-kenañ e gerent, ha ret e oa d'ezañ en e vugaleaj ober kefridiou ha kas kazetennou d'an dud da gaout eur gwenneg bennak evit beva. Mont a reas da vevel gant an den gouiziek Humphrey Davy, ha drezañ e-unan eo e c'hounezas deskadurez a-walc'h da gemer lec'h e vestr diwezatoc'h. Kavout a reas ar « c'heflusker » (10), an « treuzfurmer » tredan hag ar « venienn-dredanlusk ».

**O kas kefridiou dre an tredan**

Da heul labouriou ar re-se, ez en em gavas eun niver bras a dud evit klask kas keleier gant harp an tredan hep ober gant orjalennou, dre an douar pe an dour.



An hini brudeta marteze e-touez ar re-se eo Morse (1791-1872), eun Amerikan. Anavezet eo dreist-holl, peogwir ez eo heñ a aozas eul lizerenneg (11) graet a-ratoz evit kas kefridiou tredan. Al lizerenneg-se a zo bet degemeret bremañ dre ar bed holl.

Betek neuze, ne oa bet klasket kas kefridiou nemet gant harp an nadoz vaentouchek. E 1876, an Amerikan Graham Bell a ijinas ar pellgomzer (12). Spontus eo lenn istor an den-se, ha pegen nebeut e voe komprenet gant an dud a oa en-dro d'ezañ e-pad ma rae e arnodennou kenta. Eun deiz, Watson, an hini a laboure gantañ, a oa o c'hoari gant ar benveg savet gant e vignon, pa glevas a-greiz-holl eur vouez o tont eus penn an orjalenn hag o lavarout :

— Watson, deuit amañ, ezomm am eus ac'hanoc'h.

Setu aze ar c'homzou kenta a voe lavaret dre ar pellgomzer.

Daoust pegen diaes eo hen kredi, den ebet ne daolas pled da genta ouz ar gavadenn nevez. En eun diskouezadeg (13) vras graet en Amerika d'ar poent-se, lakaet e voe benveg Graham Bell er c'horn pella, e-lec'h ne oa nikun o tremen. Eun den bras eo a lakaas evez ouz ar benveg, ha diwar neuze ec'h en em ledas dre ar bed a-bez. Mervel a reas Graham Bell e 1923, gwelet gantañ e holl huñvreou o tont da wir.

**War-nes kavout ar skingomzerez**

Iskis eo gwelout nag a dud a zo bet tost d'ezo kavout ar skingomzerez, ha gwelout penaos ez int holl chomet berr.

An Amerikan hollvrudet Edison, an hini a ijinas ar sonskriverez, al lamp tredan, hag eur bern traou

all, ne c'hellas biskoaz dont a-benn da gas kefridiou hep skoazell orjalennou.
Evit gwir, e oa an holl ijinourien-se war an hent fall.

### Ar gwagennou tredan

Lavaret e vez peurliesa ez eo bet dizoloet ar gwagennou tredan gant an Alaman Hertz. Hogen, eun nebeut bloaveziou a-raok, e oant bet implijet gant eur C'hembread, David Edward Hughes, hag a savas ar benveg skinarouezerez (14) kenta.

Gouizieien Breiz-Veur, avat, a savas a-enep Hughes, hag evel-se, ret e voe d'ar bed gortoz ugent vloaz a-benn ma vije adkavet ar pez en doa dizoloet ar C'hembread.

E 1888, eur Skos, Clerk-Maxwell, a zivinas eun dra bennak eus ar gwagennou tredan, ha neuze e teuas Hertz. Hemañ, avat, ne zeuas en e soñj biskoaz ober ganto da gas kefridiou.

An hini a gavas ar skinarouezerez evit mat eo ar Gall Edouard Branly, e 1891, hag an hini a wellaas anezañ en doare ma c'hellas en em leda e pep lec'h eo an Italian Marconi.

### Gwelladennou

Marconi a oa anezañ eur paotrig sioul hag a gare dreist pep tra studia an tredan. Gwell a se d'ezañ, e gerent a oa pinvidik. Tra ma laboure an darn vrasa eus an dud ouiziek all evit ar ouiziegez hepken, Marconi a oa atao o klask gouzout peseurt talvoudegez e c'hellje kaout pep kavadenn e-keñver an arc'hant hag ar c'henwerz.



E 1895 e krogas da ober arnodennou e liorz e di, e Pontecchio, o kas kefridiou eus eur penn d'al liorz d'egile. E 1896 e teuas a-benn da gas kefridiou war-hed tri c'hilometrad, e 1897 war-hed 9, hag e 1899, eus Bro-Saoz da Vro-C'hall. Arnodennou a reas ivez war vourz listri e-kreiz ar mor.

War gement-se, setu ma voe kavet gant ar Saoz Sir Oliver Lodge an doare da zigemmeska an eil diouz eben gwagennou, disheñvel an hirder anezo. Panevet se ne vije ket aet kavadenn Marconi kalz war-raok.

E 1901 e voe kaset eur gefridi a-dreuz d'an Atlantig. Arouezlec'hiou (15) bras a voe savet neuze, hag evit ar wech kenta e voe gellet moula kazetennou war al listri a oa o verdei pell diouz an douar.

Kavet e voe ivez an doare da heñcha ar gwagennou, e-lec'h o c'has e bep tu tro-war-dro. Suroc'h a se e vezer ne vo ket degemeret ar gefridi gant ne vern piou, hag e teu kalz gwelloc'h marc'had.

Betek neuze ne ouied ober nemet pellskriva, gant harp al lizerenneg Morse. Ar gudenn a oa bremañ kas ar vouez hag ar muzik dre an « eter ».

### Ar skingomzerez

Edison en doa taolet evez penaos lampou tredan 'zo a zeue du a-wechou en eun doare iskis-kenañ. An eveziadennou a reas neuze ne voent ket kollet, rak e 1904, e talvezent d'ar Saoz J.A. Fleming da gavout ar « valv » pe « lamp-radio ». E 1907 e voe « dasskignet » (da lavarout eo skignet tro-war-dro) muzik eus New-York.

E 1915 e voe « skingomzet » eus Washington da Baris. E 1919 e stagas ar skingomzerez da veza ana-

vezet. Bremañ, e broiou sevenaeta an douar, ez eus eur benveg-skingomzerez, koulz lavarout, e pep ti.

Ken na vo hir, marteze, hor bo ar « skinwelerez » (pe ar skigna skeudennou dre an eter). Ha neuze, piou 'oar petra a zeuio da heul ?

(1) skingomzerez : radio. — (2) tredan : elektrisite. — (3) maentoucherez : magnetism. — (4) orjalenn : neudenn vetal. — (5) arnodennou : eksperiañsou. — (6) sarpant : serf-volant. — (7) maentouchek : magnetik. — (8) pellskriverez : telegrafiez. — (9) kevredigeziou : sosieteou. — (10) keflusker : moteur. — (11) lizerenneg : alfabet. — (12) pellgomzer : telefon. — (13) diskouezadeg : ekspozision. — (14) skinarouezerez : T.S.F. — (15) arouezlec'h : post-radio.



# Tud Vihana ar Bed

gant Erel Keralban

## Eur ouenn dianav

Abaoe eun nebeut bloaveziou e vez komzet kalz e Batavia, kêrbenn enez Java, eus eur ouenn-dud nebeut anavezet. « Orang-pendek » (den bihan) a vez graet anezo gant Javaniz (1). O ch'aseal a reont ha sellout a reont outo evel ma vefent loened heñvel ouz tud.

Ar c'helou-mañ, evel just, en deus graet trouz e-touez an dud ouiziek en holl vroiou an douar. Gouizieien 'zo a soñjas dioustu e oa an orang-pendek al liamm a glaskont pell 'zo, hep kavout morse, etre ar marmouz hag an den, hag a lakafe anat e teu an den a ziwar eur ouenn varmouzien bennak !

Bloaz 'zo, avat, e voe troet penn d'ar vaz, hag e savas tabut er c'hazetennou a vro Holland diwar-benn se. Evit gwir, lazet e voe eun orang-pendek. O sellout piz outañ e voe merzet dioustu ne oa ket anezañ eur marmouz, evel ma veze lavaret betek neuze, hogen unan eus ar gorred-se a vev e koadou gouez enez Su-

matra, a zo chomet ken dianav an diabarz anezo betek bremañ.

### Ar pez a lavar Radja Rokau

Rokau a zo eur Stad vihan renet gant eur Radja dindan warez Hollandiz. Setu petra a lavar roue ar vro-mañ :

« Eun dro ma edon o chaseal ar frikorneged (2) en eur c'horn pell eus an enezenn, ez en em gavis gant korred, bihan-kenañ o ment, skiltr hag uhel o mouez. Goloet e oa o fenn gant bleo hir-kenañ, hag o c'horf ruz-roz a oa divleo. Izel e oa o zal, plat o fri, bihan o c'harvanou. Bihan-bihan e oa o gouzoug, hir o diouvrec'h, hag o meud a oa pell diouz bizied all o zreid. »

### O keja ouz an orang-pendek

Setu petra a lavar pennijinour (3) koz mengleuziou an Indezennou hollandat :

« Eun deiz, tra m'edomp o klask aour en eur c'horn holl ouez ha didud eus Sumatra, war-hed 120 kilometrad diouz Padanga, e voe kemennet d'in war-dro peder eur diouz an abardaez e oa unan eus va micherourien javanat degouezet gant eur c'hrouadur bihan-bihan. Ar micherour (unan eus speredeka paotred va bagad-labourerien) a zisklerias d'in e oa eun den noaz divleo, a vent gant eur bugel, hogen d'ezañ doare eun den graet e gresk gantañ. Redek skañv a rae ar c'horrig, hogen, kerkent ha ma welas ar Javanad, e troas kein hag ez eas da guzat er brousgwez. »



### Ar ouizieien o labourat

Kerkent ha 1925 e voe graet eur veaj gant gouizieien betek e-kreiz enez Sumatra, evit dastum kelou resisoc'h diwar-benn an dud souezus-mañ. Tro wenn a rejont, avat.

Er bloaz 1927 e voe prometet eur gopr bras gant Mirdi-loened Buitensorg d'an neb a bakfe unan eus ar c'hrouaduriou-se, pe veo pe varo e vije.

Diwar se e voe graet eun hemolc'h (4) gant Radja Rokau, hag e teuas a-benn da laza eur plac'h yaouank. Ar c'horf, d'ezañ 48 santimetrad a hirder, a zo korf eur vaouez mentet bihan-tre. Goloet eo ar penn gant bleo liou al ludu. Merzet e voe eur wech muioc'h e oa divleo-krenn ar c'horf.

Evel-se, n'eo ket an orang-pendek al liamm a vank d'ar ouizieien evit mont eus ar marmouz d'an den, met eun den eveldomp, nemet e vent hag a zo disheñvel diouz hon hini. Eus gouenn ar gorred eo, hogen bihanoc'h c'hoaz eget ar re e oa Stanley degouezet ganto e-kreiz Afrika, war riblou ar stêr Uelle.

Klemmou a zo savet gant tud o c'houlenn ma vo sellet ouz an orang-pendek evel ouz eun den, ha ma vo lakaet dindan warez al lezenn.

---

(1) « Orang-outang », e yez Javaniz, a dalv kement ha « den ar c'hoad » en hor yez-ni. — (2) « frikorneg », pe « rinoseros ». — (3) pennijinour » pe « kenta ijinour ». — (4) « hemolc'h » pe « chase ».

## KAZETENNOU DA LENN

Ouspenn « Gwalarn » ha « Kannadig Gwalarn », ez erbedomp d'hol lennerien ar c'hazetennou all moulet penn-da-benn e yez ar vro, pe ar re a zo o fal stourm evit yez ar vro :

AR FALZ, e brezoneg hag e galleg, miziek, 10 lur ar bloaz. — Y. Sohier, Plourivo (CC. 23-346 Rennes).

AR VUHEZ KRISTEN, miziek, 2 skoed ar bloaz. — 28, avenue de la Marne, Lorient (CC. 209.81 Nantes).

BREIZ, sizuniek, 15 lur ar bloaz. — Coadout, par Guingamp (CC. 48.82 Rennes).

BREIZADIG, miziek, 4 real ar bloaz. — hevelep chomlec'h ha « Breiz ».

DIHUNAMB, miziek (yez Wened), 12 lur ar bloaz. — 10, rue du Gaz, Lorient (CC. 128.58, Nantes).

FEIZ HA BREIZ, miziek, 13 lur ar bloaz. — 4, rue du Château, Brest (C.C. 44.40 Rennes).



## An Nadoz-Vor

Er pevarzekvet kantved, e kreskas trumm ar c'hoant o doa an dud da vont pell war vor da gavout douarou nevez pe da welout ha gwir e oa ar pez a veze lavaret diwar-benn ar broiou dianav. Ha setu ma voe graet eur gavadenn gaer, hag a voe talvoudusoc'h eget kement a oa bet graet en amzeriou kent da wellaat ar verdeadurez. Pled a voe taolet ouz perz burzudus ar maentouch, a laka eur varrennig houarn bihan da verka pennou-ahel ar bed. Gwelet e voe raktal a beseurt talvoudegez e c'helle beza evit ar vartoloded. Savet e voe an nadoz-vor, ar benveg anavezet gant an holl bremañ.

Pa welas ar voraerien e oant gouest da gavout ganti an hanternoz hag ar c'hreisteiz, e kement amzer hag e kement lec'h a zo, n'o devoe mui ezomm gwelout ar stered pe an aod d'en em vlenia war vor. E-lec'h mont a-hed an aod evel ma raent a-raok, ez ejont gant hardisegez etrezek ar mor doun. O lakaat o fiziañs er benveg nevez e c'helljont sturia gant surentez,

zoken en noziou teñvala ha pa veze koumoulek an oabl. Lavarout a c'heller he deus an nadoz-vor digoret da vab-den impalaerded ar mor. Drezi ivez eo deuet a-benn da berc'henna ar bed, peogwir e oa barrek hiviziken da weladenni kement korn anezañ.

**Piou en deus kavet an nadoz-vor ?**

Meur a dra disheñvel a vez klevet diwar-benn kavidigez an nadoz-vor.

Hervez tud 'zo e vije bet anavezet gant moraerien bro Sina, pell amzer a-raok hor Salver. Implijet e vije bet goude gant an Arabed, ha degaset da Europa gant ar re-mañ.

Setu amañ eun istor all :

Ar gavadenn vras-se a vije bet graet e tro ar bloaz 1302, gant Flavio Gioia, eun den eus Amalfi, eur gêr genwerzus-meurbet eus rouantelez Napoli. C'hoarvezet eo alies gant madoberourien an denelez, goude beza pinvidikaet ar ouiziegez ha roet lusk d'an arzou dre o c'havadennou, gounit muioc'h a vrud eget a vad a ziwar o labour. Planedenn c'h-Gioia, avat, a vije bet krisoc'h c'hoaz, mar deo heñ e gwirionez en deus kavet an nadoz-vor. Lamet eo bet digantañ ar brud a oa dleet mat d'ezañ, dre zievez pe ziouiziegez istorourien e amzer. Ne ouzomp netra diwar-benn e vicher, e spered, an amzer rik ma reas e gavadenn gaer, pe an darvoudou hag an enklaskou hen lakaas d'hec'h ober. Deuet eo betek ennomp kelou an degouez-se, hep netra a c'hellfe hon dic'hoanta.

Daoust ma roe an nadoz-vor harp d'an Italianed da gas da benn ar merdeadennou a oant kustum da ober, n'eo ket dioustu ec'h en em skignas an anaoudegez



hag ar boaz anezi. Meur a abeg a viras ouz ar gavadenn-se da zougen frouez war an taol. Goustadik ha gant keuz e vez dilezet o doareou koz gant an dud. Ne blij ket d'ezo an arnodennou nevez. Gwelloc'h ganto lakaat o buhez en arvar eget kemma an distera tra.

En tu-hont da se, dre warizi ouz ar voraerien all, an Italianed a glaskas derc'hel kuz kavadenn o c'henvroad. Ha pell amzer a dremenas a-raok m'o dije gounezet an dud fiziañs a-walc'h er benveg nevez, hag ampartiz d'en em vlenia dioutañ. Evel-se ne voe nemet tost hanter-kant vloaz goude ma reas Gioia e gavadenn ma en em risklas ar verdeidi da vont war vor e-lec'h ne oa ket kustum d'ezo mont.

## AR FALZ

An niverenn 5 eus ar gazetennig-mañ a gaver enni eur pennad talvoudus, e galleg, gant F. Elies, diwar-benn « Ar Brezoneg er Skol », — eur pennad all, advoulet diwar eur gazetenn c'hallek eus an amzer a-raok ar brezel, diwar-benn deski ar brezoneg, — « Eurvez ar Brezoneg », da lavarout eo, eur gentel vrezonek displeget en eun doare ampart-tre, — eur varzoneg vihan evit ar vugale, « Kanaouenn an Eostig », gant Bleiz-Nevet.

« Ar Falz », savet dreist-holl evit ar vistri-skol lik, a ra berz ivez, war a glevomp, e-touez ar vistri-skol dishual. En eur skol gristen a anavezomp, e-kichen Montroulez, e vez heuliet « Eurvez ar Brezoneg ».



## Eus pelec'h e teu ar brezoneg ?

Spontus eo gwelout pegen nebeut a dra a oar an dud diwar-benn ar brezoneg, tud hag a gav d'ezo koulskoude ez int desket-bras. Peadra a zo da c'hoarzin, — pe da leñva, — pa lenner ar sotoniou a vez moulet war gazetennou gallek (ha zoken a-wechou war gazetennou brezonek) hor bro pa vez meneg eus hor yez. Neuze eo e komprener perak o deus ar Vretoned ar brud dre ar bed a-bez da veza tud warlerc'hiet ha dister o spered. Rak, lavarit d'in, daoust hag ez eus eur bobl all en Europa ha ne oar ket eus pelec'h e teu he yez, ha perak eo heñvel ouz ar yezou all, pe disheñvel diouto.

### Yezou ar bed

Ar yezou komzet war an douar a zo stank ha disheñvel-meurbet. Ken niverus int zoken ma c'heller a-boan o c'honta, rannet evel ma vezont holl en eilyezou hag e trefoedachou e bep seurt. Koulskoude, pa studier piz an holl yezou-se, e kaver heñvelderiou

etre darn anezo, en doare ma c'heller o boda e strolladou pe « kerentiezou ».

### Ar strollad indezeuropek

Unan eus ar strolladou-se a vez anvet ar strollad indezeuropek. Evel ma tiskouez an ano-mañ, bez' ez int yezou a vez komzet, pe a zo bet komzet da genta, e bro Indez hag en Europa.

Ar strollad-se a zo rannet d'e dro e strolladou bihanoc'h. Setu amañ o anoiou :

1. An indezeg, a zo deut dioutañ yezou a vez komzet hizio c'hoaz e bro Indez.
2. An iraneg, a zo deut dioutañ ar perseg.
3. An armeneg.
4. An albanieg.
5. Ar gresianeg.
6. An henitaleg, a zo deut dioutañ al latin, ha da heul an italeg, ar galleg, an okitaneg, ar spagneg, ar portugaleg, ar roumaneg, hag all.
7. Ar c'heltieg, a zo deut dioutañ ar skoseg, an iwerzoneg, ar manaveg, ar c'hembraeg, kerneveg Breiz-Veur hag ar brezoneg, hor yez-ni.
8. Ar germaneg, a zo deut dioutañ ar saozneg, an izelvroeg, an alamaneg, an islandeg, an daneg, an norvegeg, ar svedeg, hag all.
9. Ar balteg.
10. Ar slaveg, a zo deut dioutañ ar ruseg, ar poloneg, an tchec'heg, ar serbeg, hag all.

### Ar yezou keltiek

Taolit evez mat bremañ ouz ar roll-se. N'eo ket bet



savet ne vern penaos. Lakaet eo bet en urz hervez an heñvelderiou a zo etre an holl yezou-se.

Er seizvet renk e welomp o tont ar c'heltieg, da lavarout eo, ar yez komzet en amzer gwechall gant hon tadou, ar Gelted, ar yez he deus roet ar brezoneg. Lakaet eo bet etre an henitaleg hag ar germaneg. Kement-se a ziskouez d'imp dioustu eun dra :

Ar c'heltieg a oa tost a-walc'h ouz an henitaleg hag ar germaneg. Evel-se, n'hon eus ket da veza souezet ma kavomp traou heñvel pe damheñvel e brezoneg (deut diouz ar c'heltieg) ha, lakaomp, e galleg (deut diouz an henitaleg) hag e saozneg pe en alamaneg (deut eus ar germaneg).

### Istor ar brezoneg

Hor brezoneg-ni a zo tarzet eus ar c'heltieg a veze komzet gwechall e Breiz-Veur, d'ar mare ma oa hon tadou o chom eno.

Pa zeuas ar Romaned e Breiz-Veur, da lavarout eo, war-dro amzer Hor Salver, hon tadou a gemeras diouto eur bern geriou latin, hon eus miret abaoe.

En diwez, abaoe m'emaomp e Breiz, eus ar pempvet kantved betek hizio, o veza ma 'z omp en em gavet e-kichen ar C'hallaoued, hon eus kemeret diouto geriou gallek e-leiz.

Setu perak e c'heller ober pevar rummad e-touez hor geriou brezonek a vremañ :

1. Ar geriou keltiek-rik, deut eus ar c'heltieg komzet gant hon tadou gwechall, brazik a-walc'h an niver anezo.

2. Ar geriou deut diouz al latin, en amzer ma oa

hon tadou e Breiz-Veur e-kichen ar Romaned. Ar re-se a zo stank a-walc'h ivez.

3. Geriou deut diouz ar galleg, a-hed meur a gantved. Ar re-se a zo niverus-kenañ.

4. Eun nebeut geriou deut eus yezou all, pe dianav an orin anezo.

**Lakait evez !**

Studi ar brezoneg a dle beza lezet gant an dud a vicher. Daoust ma c'hoarvez gant ar re-se lavarout sotoniou bep ar mare, ne lavaront ket kement hag ar re all.

Bez' ez eus da ziwall eta.

Gouzout eus pelec'h e teu eur ger, pegoulz eo deut e-barz ar yez, a zo diaes-kenañ. Ar ger « taro », da skouer, hag heñ heñvel ouz ar ger gallek « taureau », a zo eur ger keltiek. Pep tra a ro da gredi e teu « taro », kenkoulz ha « taureau », eus an indezeuropeg koz. Ar ger « saoud », avat, a zo deut diouz ar ger latin « solidus », daoust m'eo deut da veza disheñvel-bras dioutañ.

A-raok beza barrek da lavarout eun dra bennak diwar-benn eur ger, e ranker beza labouret start war istor ar yezou, ha c'hoaz peurliesa ne c'heller toui netra.

Ar pez a zo ret d'imp, avat, eo anavezout da vihana kement a zo bet lavaret amañ, ma ne fell ket d'imp beza ken sot hag ar re a skriv war gazetennou 'zo.



# Ar Brezoneg hag al Latin

gant Erwan Torraval

Skrivet e oa ar pennad a-raok, pa 'z eo degouezet ar pennad-mañ, savet gant hor c'henlabourer mat Erwan Torraval. E voula a reomp da heul eta, peogwir ez omp sur e plijo d'hol lennerien.

**Eur gavadenn gaer**

An Ao. Dupouy a vez plijadur vras gantañ o kavout abeg e brogarourien Vreiz. Kollet en deus en deiziou all tri fennad en « Dépêche de Brest » (ha ker-kenañ paper ha liou koulskoude) evit rei meuleudi da labour eur brezoneger dreist, hervezañ, o tiskouez n'eo ar brezoneg netra nemet eun trefoedach latin hag ar Vretoned netra nemet Alamaned rik.

An Ao. Skarabin, eme Dupouy, en deus desket a-ratoz-kaer al latin, ar provañseg, an italianeg, ar roumaneg, an alamaneg, hag ar galleg, 'zo kaeroc'h, evit kavout an tu da ziskulia pegen heñvel eo ar

geriou brezonek ouz re al latin, ha penaos e c'hell-jont beza kemmet er stumm m'emaint bremañ.

Hag en deus graet. Anat eo, emezañ, eo deut ar ger « c'hoar » diwar al latin « soror », « taol » diwar « tabulam », « beuz » diwar « buxus », « beler » diwar « berula », « breur » diwar « frater », « heol » diwar « sol », hag all. Hag a c'hell beza gwir !

**Hag ar gresianeg 'ta ?**

Hogen setu amañ eur sonig all. Anatoc'h heñvel deriou a zo, war a lavarer, etre geriou gresianek 'zo ha geriou brezonek. « Dour » a zo heñvel-kaer ouz « hydor », « buoc'h » ouz « bos », « neo » ouz « naos », « c'hoarzin » ouz « sarkazein », « ode » ouz « ode », « rumm » ouz « rhythmos », « glin » ouz « glênê », hag all. Ha savet e vefe bet ar brezoneg diwar ar gresianeg ?

**Ya, met an alamaneg ?**

Pe diwar an alamaneg ? Doanius gwelout pegen bras niver ar geriou alamanek o tenna d'ar brezoneg : « Rade » ha « rod », « Loeffel » ha « loa », « drehen » ha « trei », « mahlen » ha « mala », « Kreis » ha « kreiz », « fliessen » ha « flistra », « kein » ha « ken », « Burg » ha « bourc'h », « Bock » ha « bouc'h », « Kohl » ha « kaol », « Sturm » ha « stourm ». Ha taolit evez mat, mar plij, e vez lavaret « ya » e brezoneg ha « ja » en alamaneg ! Daoust...



**Hag ar saozneg ?**

Pe diwar ar saozneg ? Spontus jedi ar geriou saoznek a gaver er paour kaez brezoneg : « quaint » ha « koant », « want » ha « c'hoant », « wail » ha « gouela », « lunch » ha « lein », « be » ha « beza », « coney » ha « konikl », « street » ha « straed », « tar » ha « ter », « needle » ha « nadoz », hag all. Panevet n'hon eus ket an hevelep doare da skriva, e c'hellfe ar Saozon lenn ar brezoneg koulz hag o yez. Ha gwir e vefe ?...

**Ar spagnoleg, mar plij ?**

Ar spagnoleg ivez marteze...

Selaouit 'ta : « la manteca » hag « amann », « tachuelas » ha « tachou », « bravo » ha « brao ». Hag hep klask c'hoaz...

**Hag ar svedeg ivez ?**

Ma kredan a lavar an Ao. Dupouy, en deus bet Skarabin labour bras o klask mammenn ar ger brezonek « tan ». E derzienn d'ar paour kaez den a zo klask mammennou, hag eur ranngalon eo bet evitañ chom hep kavout houmañ. Aes koulskoude. Ma karje d'ezañ beza prenet eur voestig alumetez svedat, en divije lennet warni ar geriou-mañ : « Swedische Tandsticke », da lavarout eo, « bizierigou-tan svedat ». Ha bez' en dije lavaret goude-se e oa deuet ar brezoneg diwar ar svedeg ?

Ez wir, aon am eus...

## C'HOARZOMP EUN TAMM

### Eur wall gudenn

— Mamm, pa 'z a eur wespedenn war al linad, daoust hag e eo ar wespedenn a vez skaotet gant al linad, pe al linad a vez flemmet gant ar wespedenn ?

### A-raok dimezi

Heñ :

— Me 'fell d'in beza pinvidik. Me 'fell d'in pignat uhel, uhel, bepred uheloc'h.

Hi :

— Neuze pignit, mar plij, war an doenn da glask ar c'haz a zo diank.

### Marius e Gwengamp

Brezoneg « Gwalarn » a zo ken pell diouz ar bobl, ma 'z eo « pelloc'h diouti evit ar galleg ».

(*lennet war « Breiz », an 21 a viz mae* 1933)

### Marc'hadourez founnus

Eun itron, e ti ar marc'hadour-laboused :

— Mil lur, eur peroked, hag e kav d'eoc'h ez eo marc'hadmat !

Ar marc'hadour :

— Ya, met sonjit e c'hellit mirout an aneval-se daou c'hant vloaz.



# Finoc'h-Fina

gant L. Herjean ha H. Ar Menn

(kendalc'h)

Edo Gwilhou, eun nebeut deiziou goude se, azezet war e benn a-dreñv, o huñvreal hag o sellout ouz an neñv.

— Che ! a soñje-heñ, ma vije deñved an holl goumoulennou gwenn a dremen en oabl, ha ma kouezfent d'an douar, neuze avat e vefen-me brao ganti !... paour kaez bleiz ma 'z oun, o veza marnaoniet ken alies !

Tra ma soñje en traou-se e voe spontet gant Alanig o tont dre guz hag o lammat a-c'haoliad war e gein.

— Petra a ra d'it genaoui ouz an neñv evel-se ? Deus 'ta da c'hoari lammetat !

— A ! Alanig trubard, fallakr !... bremañ eo koulz d'it lavarout da bedenn diweza... N'ec'h eus ket soñj ez poa pilet ac'hanoun er puñs ar wech all ? Diwar al lamm-se e klañvis, ha pa 'z oun distroet da c'houlenn e gazeg gant ar Gwivarc'h koz, e lavaras d'in e teuen re ziwezat, hag en deus kinniget fest ar

forc'h d'in... Lavar da bedenn, Alanig fall, a-raok ma 'z tebrin !

— N'em debri ket evelato, Gwilhou. Gouzout a rez emañ blaz ar gouez ganin !... Ma 'c'h eus naon, me 'oar petra d'ober. Eur pemoc'h en deus lazet Herve Gwivarc'h hizio. Deus ganin fenoz pa vo kousket an dud, hag e weli : kig moc'h hor bo ! Deomp da bourmen da c'hortoz, ken plijus eo !



Pa voe deuet an noz, an daou babor a yeas dre sourr betek ar c'harrdi, el lec'h ma oa eur c'haer a bemoc'h lazet o yena. Ne gleved trouz ebet. Ar giez a oa kousket gant he chas bihan e traoñ ar marchosi. Alanig ar paotr fin hen gouie. Dinec'h ez ejont o-daou er c'harrdi dre eur prenestrig a oa a-rez an douar.

— Lavaromp eur bedenn a-raok debri ar pemoc'h, eme Alanig da Wilhou.

Setu-int o pedi. Ar bleiz a c'hlaourenne gant ar mall da zidamma ar pemoc'h lart a oa dirazañ, ken gwenn e groc'hen ! Alanig a bede atao, o lakaat ar bleiz da c'hlaourenni muioc'h-mui. Pelloc'h e krogjont da zidamma ar pemoc'h. En o fez e lonke ar bleiz jelkennou bras a gig. Evelato al louarn a oa leun e gof da genta.

— Deomp kuit, emezañ, gant aon e teufe unan bennak.

— Naon am eus c'hoaz, eme ar bleiz.

Alanig a dec'has hep gortoz. Gwilhou a zebre bepred.



Kerkent hag aet er-maez, ec'h en em lakaas al louarn trubard da huchal war bouez e benn :

— Distorr al laer war ar c'hig !... distorr al laer !

Ken buan edo Herve Gwivarc'h hag e diad er-maez, o vont d'ar red d'ar c'harrdi, bizier ha ferc'hier ganto en o daouarn. Gwilhou a glevas ivez hag a glaskas tec'hout. Siouaz ! kement a gig en doa debret ma oa re deo da c'hellout adtremen dre ar prenestrig. E vignon fall hen gouie a-walc'h !

Hag an taoliou bizier, an taoliou ferc'hier da goueza war ar paour kaez Gwilhou, ken ma chomas difinv, evel maro-mik war leur ar c'harrdi. Ac'hano e voe stlejet diwar goust e lost ha taolet war eur bern teil er porz. Kavout a rae d'an dud e oa maro-mat, hag e tistrojont d'o gweleou.

Ne oa ket lazet Gwilhou. Oc'h ober maro bihan edo. A-raok an deiz e teuas e anaoudegez d'ezañ. O lakaat an dilerc'h a nerz en doa c'hoaz, gant mil boan e teuas a-benn d'en em ruza betek al lanneg tosta.

## KANOU EN DEIZ

barzonegou gant Fant R. Meavenn
(e gwerz e ti « Gwalarn » — priz : 4 lur).

« Sous ce titre, Gwalarn présente quelques poésies de F. Meavenn. Rien du barde lourd, solennel, gémissant ou vitupérant qu'on a trop vu chez nous. L'allure est vive ; le ton badin, parfois sentimental ; le trait malicieux sans être méchant. Çà et là brille une lueur qui découvre des horizons.

Meavenn charme, amuse, émeut.

Si elle a dédaigné la rime et adopté le vers libre, c'est, je pense, pour suivre plus librement les mouvements de son âme.

D'une figure ennuyeuse de sa nature, la répétition, elle a su tirer des effets surprenants.

*Kanou en Deiz ?* Un sourire de Meavenn, frais, joyeux, un tantinet moqueur... »

ADSAO, ebrel 1933.



## PIRC'HIRIN AR MOR

*ha barzonegou all*
gant Roparz Hemon
(e gwerz e ti « Gwalarn » — priz : 4 lur).

*Tennet eus liziri degouezet ganimp :*

Kaer-tre eo ho parzonegou. Met piou a gomzo diwar o fenn nemet evit o fismiga e ve ?

ABEOZEN.

O lennet em eus dioustu ha kavet en o zouez traou nevez ha traou kaer adarre.

MEVEN MORDIERN.

Gourc'hemennou gwella evit ho « Pirc'hirin ar Mor ». Ennañ ez eus from doun, ken rouez !

X. DE LANGLAIS.

N'eo ket traou a seurt-se a ankounac'haer biken.

F. TORRAVAL.

## " CYMERIADAU "

Setu amañ an eil levrenn eus oberou an Ao. T. Gwynn Jones, en advouladur kaer embreget gant ti-embannerez brudet Wreksam. Al labour-mañ a zo e komz-plaen, ha m'em bije da drei e ano e brezoneg, e rafen anezañ « stummou-spered ». Ennañ e tispleg an Ao. T. Gwynn Jones eñvorennou diwar-benn tud vras anavezet e bed lennegel Kembre : Edward Anwyl, John Morris Jones ha meur a hini all. Tamm ebet istor o buhez, hogen poltredou kentoc'h, treset gant eun den a oar war eun dro karout ha lenn doun e kalon e hentez. Eur gwir zudi eo komz-plaen an Ao. T. Gwynn Jones, ken eeun ha ken leun ha ken heson. Eun oberenn « denel », setu ar varn gaera a c'hellfed da zougen war he zivout.

(E ti Hughes and Son, Wrexham, — 5 chilling).



# KEVRENN

# AR

# VUGALE

## KENSTRIVADEG AR VUGALE

Ar wech-mañ ar vugale o devo da ober al labour-mañ e brezoneg :

**Mar doc'h bet biskoaz d'eur pardon, lavarit petra hoc'h eus gwelet.**

▼

N'eus ket ezomm ober eul labour hir. Eun dousen linenn a vo a-walc'h.

▼

Priz kenta : 20 lur.
Eil priz : 10 lur.
Trede priz : eul levr kaer.

▼

Ar respontou a dle beza kaset a-raok ar c'henta a viz eost da : Rener « Gwalarn », Boîte Postale 75, Brest.

▼

Arabat dizoñjal merka hoc'h ano, ho chomlec'h hag hoc'h oad war ho tever.



# Ar Yarig Rous

**(Marvailh a Iwerzon)**

Bez' e oa eur wech euz yarig rous o veva en he zi bihan hec'h-unan. Tost ac'hano, war lein eun dorgenn, e chome eul louarn koz, ampart hag ijinus, e-kreiz ar reier. E goueled e geo, deiz ha noz, e huñvree Alan al Louarn en doare da baka ar yarig rous.

— Pegen tener e tle beza ! a soñje Alan. Ma c'hellfen hepken lakaat anezi da virvi em pod-houarn, pebez koan vat evit va mamm-goz ha me !

Hogen, ken ijinus ha ken eveziek e oa ar yarig rous, ma n'helle ket al louarn dont a-benn anezi.

Ken lies gwech ha ma 'z ae er-maez, e serre kloz he dor hag e kase an alc'houez ganti. Ha pa zeue en-dro, alc'houeza a rae warni en diabarz, hag e lakae an alc'houez e godell he zavañjer, etre he beskenn hag he sizailh.

En diwez, e soñjas al louarn en doa kavet eun doare mat.

Kuitaat a reas e vamm-goz, e tarz an deiz, en eur lavarout d'ezi :

— Laka ar pod-houarn bras war an tan. Ar yarig rous hor bo d'hor c'hoan.

Eur sac'h bras a lakaas dindan e gazel, hag e redas betek ti ar yar vihan. Houmañ a oa deut er-maez end-eeun da zastum skolpad evit enaoui (elumi) he zan. Al louarn en em silas a-dreñv eur bern koad, hag e-pad m'edo pleget ar yar, e redas buan betek an ti hag e kuzas a-dreñv an nor.

Damc'houde e teuas ar yarig rous en ti, o lavarout :

— Ez an dioustu da serri an nor. Sioul-mat e vezin da c'houde.

Ha p'edo o tistrei, e welas al louarn, e sac'h bras gantañ war e skoaz. Va Doue ! Na spontet-bras e voe ar yarig ! Hogen ne goll ket he fenn. Lezel a ra da goueza he skolpad, nijal a ra war an armel uhela, he neuze e youc'h d'al louarn koz divalo :

— N'ec'h eus ket va faket c'hoaz !

— Gwelet e vo, eme al louarn.

Ha petra a gredit e reas ?

War al leur-di, dindan ar yarig rous, en em lakaas hag e troas, e troas, e troas war-lerc'h e lost, buan-buanoc'h, kement ma vezevellas penn ar yarig ha ma kouezas-hi dres e-barz sac'h al louarn, digor-bras en e gichen. Alan a sammas e sac'h war e skoaz, hag e redas buan d'e geo, e-lec'h ma edo ar pod-houarn o virvi war an tan.

Pignat betek lein an dorgenn a oa ret d'ezañ ober, ha hir e oa an hent. Ne ouie ket ar yarig



rous e pelec'h edo, kement e troe he fenn. Hogen, nebeut goude e tisemplas. Tenna a reas neuze he sizailh eus he godell, ha klip ! klip ! eun toullig bihan er sac'h ! Hag e lakaas he fenn er-maez.

Ha pa en em gavas e-kichen ar c'hoad, klip, klip ! e rogas ar sac'h, ec'h en em silas er-maez, hag hep diskregi diouz foñs ar sac'h, buan-buan e lakaas eur maen bras e-barz.

Alan al Louarn a yae atao, laouen-bras, gant ar maen en e sac'h, en eur lavarout d'ezañ e-unan :

— Pegen pounner eo ar yarig rous-se. Ne gave ket d'in e oa ken lart-se ! Pebez friko mat a vo diouti !

Ec'h erruas d'ar c'heo, skuiz a-walc'h, ha kerkent m'e welas e vamm-goz, houmañ a c'harmas :

— Ar yarig rous 'zo ganit ?

— Ya, ya, emezañ. Ha tomm eo an dour ?

— Emañ o virvi, eme an hini goz.

— Neuze, diwall. Tenn golo ar pod-houarn. Me a hejo ar sac'h ha diskenn a rin ar yarig rous er pod, ha te a daolo evez rak aon na nijfe pell diouzimp.

Tenna a ra al louarnez koz golo ar pod-houarn, hag e chom tost. Al louarn a zigor eun tammig ar sac'h hep sellout ennañ. Tapout krog a ra er foñs ha heja anezañ a-zioc'h ar pod.

Plouf ! plouf ! Koueza a reas ar maen bras er pod. Hemañ o troc'holia, ha skaotet al louarn hag an hini goz kement ma varvjont o-daou.

Hag ar yarig rous a chomas en he mereuri vihan hag a vevas eürus betek diwez he buhez.

## GWALARN HAG AR VUGALE

Pleiben, 17 a viz ebrel 1933

Aotrou Rener Gwalarn,

Dre eur mignon, em eus ar blijadur da lenn ho kelaouenn gaer « Gwalarn », ha plijout a ra d'in kenañ. Meuleudi, ha bennoz Doue d'eoc'h evit ar pez a rit evit ar Brezoneg, hor yez karet ! Lennet em eus ivez eur c'halz eus al levriou plijus bet savet ganeoc'h pe gant ho mignoned, hag amañ adarre mil trugarez d'eoc'h, Aotrou Rener.

Kelenner kristen oun e Pleiben, ha karget eus eun daou-ugent bennak a vugale, ha me 'lavar d'eoc'h ne lezan ket ar Brezoneg a-gostez, evel ma ra kalz mistri, siouaz ! Va bugale, daoust m'int c'hoaz yaouankik, a lenn mat ar brezoneg, ha meur a hini anezo krog da vat d'ober deveriou brezonek « Feiz ha Breiz ». Deski a reont ivez bep sizun « Istor Breiz » an Ao. Poisson. Met ar pez a ra *diouer* d'in eo *levriou brezonek* da rei d'ezo. Daoust hag ar vadelez ho pefe, Aotrou Rener, da zegas d'in, *diwar goust kef ar vugale*, eur pemzek levr pe ouspenn mar gellit, eus an « Aotrou Skañvig » pe « Prinsezig an Dour », da c'hellout ober lennadennou brezonek er c'hlas ? Plijout a rafe d'in ivez kaout c'hoaz diwar goust kef ar vugale eun niverenn bennak eus « Plac'hig Vihan ar Mor » ha « Marvailhou ar Vretoned ». Bennoz Doue d'eoc'h en a-raok.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..



Pleiben, 30 a viz mae 1933

Aotrou Rener,

Mil bennoz d'eoc'h en ano bugaligou Skol Gristen Sant Jermen evit al levriou dudius resevet diganeoc'h en deiziou tremenet. Diou wech ar sizun hon eus ar blijadur d'o lenn er c'hlas. Kredit start, Aotrou Rener, e plij kalz al levriou-se d'ar vugale, ken e stlakont o daouarn pa zeu ar mare d'o lenn.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Ar vadelez hoc'h eus bet en ho lizer da ginnig d'in « Kannadig Gwalarn ». Rei a ran d'eoc'h d'anaout e plijfe d'in kalz e resev bep miz. Bennoz Doue !

Resev a ran c'hoaz ouspenn : « Ar Vuhez Kristen », « Breizadig » ha « Feiz ha Breiz ». Ar gelaouenn diweza-mañ a vez gwerzet bep miz amañ er skol d'ar vugale. Er miz tremen hon eus gwerzet war-dro hanter-kant niverenn... Gwelout a rit e poaniomp gwella ma c'hellomp da skigna ar Brezoneg e-touez hor bugale, ha fiziañs hon eus ne chomo ket hol labour hep frouez...

V.S.

## AN DROELLENN

« An Droellenn », savet e 1929, a zo anezi eur Strollad Arzourien Kristen vrezon, a bep micher, o labourat dreist-holl war dachennou an Arz Kristen :

Saverez-tiez, Kizelladurez, Livadurez, Gwerennadurez, Arrebeuriadurez, Orfeberez, Gwiskadurez-sakr, Skeudennadurez, hag all.

Menoz ar Strollad a zo e berr gomzou : « Klask an Awen e roudennou koz gwiriona Arz Vreiz, a lakaas da sevel war hon douar, evel bleuniou prizius, kement a bennoberou kristen, lorc'h hor Bro, hag ober gant an Awen-se hervez spered glana ar Skiant-lid kristen ».

Skriva da :

Xavier de Langlais, Surzur, par Vannes.



## Penaos deski lenn Brezoneg

**(Kendalc'h)**

**11-vet kentel : p**

Skeudennou : pal, peul, pesk, pod, paotr, plac'h.

Lennadenn : paper. — pal. — penn. — kempenn. — poan. — Kemper. — kemer paper melen, Paol. — kempenn eo kaier Anna. — perak e kanit, Per ? — pet tamm paper a lakait en armel, Paolina ? — para a ra al loar. — petra a ra ki Elena e-tal an tan ? — parea a raio mamm Alan. — kemener Kemper a ra porpant Ronan. — kemerit pemp kaolenn, Paolina. — paket eo al laer.

**12-vet kentel : g**

Skeudennou : bag, bara, beleg, bleud, butun, krib.

Lennadenn : bara. — bale. — beleg. — baro. — brao eo bag tonton Biel. — paket eo bet al laer, paket brao. — kribet eo bet bleo Anna. — Mont a ra Mikael, mab ar miliner, betek ar park. — bale

a ran betek ti ar baraer. — pa gan ar beleg eo brao. — torret eo bet gar an oanig brao gant ar maen. — beo eo atao. — berr e oa an tamm paper. — kemerit ar grib e tiretenn an armel. — perak ne garit ket ar bara, Perina ?

**13-vet kentel: b**

Skeudennou: gad, glao, bag, lagad, logod, tog.

Lennadenn: gak. — gar. — garo. — ger. — moger. — golo. — gak eo Renea. — torret eo gar ar miliner. — garo eo ki Ronan. — glao a ra. — lennit ar ger « moger », Goneri. — aet eo tog ar miliner gant al laer. — melen eo moger ar gegin. — keginer eo tonton Elena. — kaer eo golo kaier Alan. — ne garan ket ar glao. — na lakait ket an tog en armel. — Paol a gemer e gaier. — aet eo pal Alan gant egile.

**14-vet kentel: d**

Skeudennou: delienn, dant, dañvad, lagad, logod, meud.

Lennadenn: dir. — dor. — tad. — an den mat a ro bara da Dina. — tad Elena a laka dek tamm koad dirak dor an ti. — kollet eo bet bag ar martolod. — dont a raio Nedeleg. — Klaoda, roit d'in ar gador eta. — na denn ket da deod, Ronan. — arabat d'it lakaat da droad e bag tad Alan. — redek a ra ar baotred er prad. — demat, itron. — roget eo bet an delienn gant ar barrad-glao. — serr da lagad, Klaodina. — mont a ran da gana d'it, Mari. — ne dremenit ket dre Gemper. — graet eo an nor e koad. — redek a ra dindan ar glao.



**15-vet kentel: u**

Skeudennou: brug, butun, ludu, fubu, brulu, brazun.

Lennadenn: du. — ludu. — lun. — unan. — bugel. — nag a dud dirak an ti. — butuni a ra ar martolod. — roit ar bluenn d'ar bugel. — elumet eo bet an tan gant da dad. — mont a rin da gana dilun. — kemerit unnek pluenn, Goneri. — kurun a ra. — du eo an oabl a bep tu. — brumenni a raio. — n'eo ket an tu mat da ober, Lulu. — brao eo ar gurunenn. — it kuit buan, Enori. — taolit ludu an oaled, Lina. — pegement eo ? unnek lur. — mat eo brud Alan. — brao eo ar brug. — ne garan ket ar brulu. — mont a rin gant ugent bugel da bardon Rumengol.

**16-vet kentel: f**

Skeudennou: fri, falc'h, flamm, forn, stalaf, balafenn.

Lennadenn: fri. — fubu. — fao. — fer. — fall eo kemer e gaier digant Alan, Fantig. — ar bugel fur ne freg ket e gaier. — fin eo Mona. — taolit ar fun er mor, martolod. — ledan eo fri ar morian. — er Folgoad eo bet gant e dad. — fero eo al loened. — kit buan kuit, bugale fallakr. — lakait ar bara er forn. — frammet mat eo toenn an ti. — fall eo bet Fant. — furaat a ranko. — fringal a ra an oan er prad. — dont a ri ganin d'ar foar. — foetet eo bet ar paotr fall.

**17-vet kentel: z**

Skeudennou: kaz, iliz, kroaz, biz, morzol, azen.

Lennadenn : an aval ruz. — kavell ar bugel. — mat, dimezell. — kaer eo an amzer. — Azenor, roit d'in trizek tamm kleiz. — komz a ra brezoneg mat. — izel eo moger ti Leon. — an azen a zo koz. — taolit evez, rak du eo an noz. — fall eo kaozeal en iliz. — tog Aziliz a zo kuzet dindan an daol ruz. — mont a ra ar beleg e-barz an iliz. — an drez a zo goloet gant ar gliz-noz. — lazet eo bet tadkoz Eozen e-pad ar brezel. — ar filip a zo bet paket. — roit e frankiz d'ar filip, Eliza. — mamm Lizig a zo keginerez. — gloazet eo bet kazig du Anna gant ar paotr fall. — kerzit buan, Kazimir. — moereb Aziliz a zo maro abaoe pemzek devez. — pebez amzer gaer a zo bet er miz tremen.

**18-vet kentel: v**

Skeudennou: aval, kavell, ivin, irvin, dervenn.

Lennadenn : an aval ruz. — kavell ar bugel. — kavet e vo al levr. — pet levr a zo en armel ? pevarzek. — irvin a zo bet laeret er park gant al laer fall. — aet eo tog du ar mevel gant an avel. — taolit evez, bugale. — e miz genver e vez fall an amzer. — du eo ar vran. — kannet eo bet kaz Ivona gant ar vaz. — lavarit da Vona lakaat an dorz vara er forn. — arabat lakaat da viz e-barz da fri, Malvina. — da vroz, Elena, kalz re verr ez eo. — tremenet eo ar bolez kaez a veo da varo. — lavar da ano, Malo. — lavar ivez da ano, Ivon. — lavar d'ar vugale kenavo.



**19-vet kentel: s**

Skeudennou: skol, pesk, chas, steredenn, skoulm, soudard.

Lennadenn : sall. — sardinenn. — sul. — salud. — saludi a ran ar mestr-skol. — skrivit ar ger « seitek », Soazig. — sell da vleo, Suzig, na digempenn, eo. — aet eo Lusi e-barz ar stal-vutun da brena alumetez. — seiz devez a ra ar sizun. — disadorn ez in d'ar skol. — disul ez in d'an iliz. — dilun ez in d'ar skol adarre. — Stefan a zo savet abred. — Visant a zo fall e skevent. — galvet eo bet ar medisin. — kig sall da zebri, sistr da eva. — sellit ar stered en oabl. — petra a zo e-barz ar voest ? seiz nadoz. — ar parkeier a zo glas. — diskaret eo bet ar voger vras. — debri a reomp silzig alies. — ret eo beza seven, Loeiza.

**20-vet kentel: y**

Skeudennou: yar, yalc'h, yeo, yourc'h.

Lennadenn: ya. — yar. — yer. — yod. — Yann a ya d'ar skol gant e genderv. — yen eo an avel. Paol a gas e yer d'ar foar. — ar brezoneg a zo yez Vreiz. — lakait laez er yod, Yola. — yuna a raio mamm-goz Yann disadorn. — yudal a ra ar bleiz. — pet yar a zo er porz, Aziliz ? kontit anezo. — ne fell ket d'in debri yod gant al loa vras. — skriva a ran gant va fluenn. — ne skrivan ket gant va biz-yod. — tomm eo al laez. — yenaat a ray. — Yann a yelo da Vrest gant e dad. — it d'ar gêr da zebri yod.

**21-vet kentel: w**

Skeudennou: gwin, gwaz, gwerenn, gwenan.

Lennadenn: gwenn. — gwener. — gwenan. — gwengolo. — lakait ar werenn war an daol, Gwenael. — gwak eo an amann. — ruz eo ar gwad. — gwan eo ar bugelig. — aet eo Gwenola da Wengamp warlene. — na waskit ket va bizied. Gweltaz. — ne welez ket ar wenanenn war an delienn ? — mamm Seni a werz gwestell e kêr. — pegement e werzer al livr amann ? — Yannig a zo en e wele. — ar martolod a evas re a win. — gwir eo ar pez a glevan, Yola ? — ya, gwir eo. — an dimezell ne felle ket d'ezi gwerza gwin-ardant d'ar mezvier. — gwriat a ra Filomena e-tal ar prenestr. — an itron a oa gwisket kaer. — ar vag a lamme war ar gwag.

**22-vet kentel: j**

Skeudennou: ejen, jod, jiletenn, nijerez.

Lennadenn: an ejen a denn an alar. — pet pajenn a zo el levr, Jani ? — nijal a ra ar valafenn. — aet eo Jili e karr-nij tad Ronan. — spontus eo bet ar yenijenn e-pad ar veaj. — it da glask finij dindan ar gwez. — fank a zo war da jod, Jozeb. — lavar ya d'an denjentil, Juluan. — setu aze ar jiletenn a zo bet gwriet gant Janed. — Skrija a reas Jenovefa pa welas an taro bras dirazi. — perak ez it kuit dija ? — sellit, pebez sklerijenn gaer. — ar sparfell a nije buan: paka a reas an evnig. — re vras eo da jelkenn vara, Job. — Jalm, Jermen, Jakez a zo kendirvi Jafrez. — Jozeb a oar jedi. — tad-koz Alan a oa jeneral.



**23-vet kentel: h**

Skeudennou: heol, hent, heuz, higenn, heskenn.

Lennadenn: hada a ra va zad. — Herri ha Paol a zo kamaladed vras. — tomm eo an heol, hir eo an hent, hag uhel eo ar menez. — ne roin nemet hanter an aval d'ar paotrig. — klevit an horolaj: skei a ra hanternoz. — da hanternoz e vezan em gwele. — Lina a zo maro he zad pell 'zo. — an holl a velo ganin da vale, ar re vras hag ar re vihan. — digwener eo hizio. — paket eo bet ar pesk bihan gant an higenn. — na hejit ket an avalenn ken buan-se, Juluan. — setu aze an heskenn vrao a zo bet roet d'imp gant hon tad. — an haleg a gresk a-hed ar stêr. — krogit mat en hael an alar. — pehini eo an hena, Janed pe Jaketa ? — ne glevez ket an hekleo, hag a adlavar da ano ? — ne ehan ket da gaozeal.

(da genderc'hel)

Notenn I. — Gwelet eo bet bremañ al lizerennou eeun. Ne chom mui da studia nemet ar strolladou-lizerennou: ou, eu, ch, c'h, gn, lh, añ, eñ, uñ, euñ.

Notenn II. — da zifazia: en 10-vet kentel, lakaat « melen eo kaier Alan » e-lec'h « melen eo kasketenn Alan ».

## OBER

Evit deski mat ar brezoneg, e ranker mont d'ar skol.

Ar skol wella evit ar re n'int mui bugale eo ar SKOL DRE LIZER.

Evit heulia SKOL DRE LIZER « Ober », graet da zeski ar brezoneg, skriva da :

OBER

Boîte Postale 28, Rennes



## TESTENI

*A' lizer da heul a lakaio marteze darn eus hol lennerien da cont droug enno, ha muioc'h c'hoaz, — spi hon eus, — da gaout plijadur. Pep hini e soñj, setu hor reolenn a viskoaz !*

23 a viz ebrel 1933

Aotrou Rener,

Plijadur a ra d'in lenn « Kannadig Gwalarn ». Traou c'houek a gavan ennañ ha traou da brederia. Bevoc'h brezoneg en deus eget e dad. Rak aze, d'am meno, emañ gaou brasa « Gwalarn ». « N'eus liamm ebet etre brezoneg skrivagnerien Gwalarn ha hini ar bobl », a skrive d'in eur brezonegour n'eus ket c'hoaz gwerso. Liamm ebet, gwir eo eun tamm. Gouzout a ran emañ ret d'imp digeri hol lennegez, kaout geriou nevez evit displega holl hor soñjou, holl hor menoziou ; — kaout eur gelaouenn evit an dud desket. Met, moaien a zo skriva traou desket gant geriou poblet. — gant troiennou brezonek atao. Skrivagnerien Gwalarn hag i a zo bepred war an dachenn-se ? Meur a hini en deus desket ar brezoneg 'el levriou. N'eus kalz nemet J. Riou (pegoulz eta e skrivo en-dro ?) ha Y. An Drezen a skriv brezoneg beo.

Hogen, pa gomzit eus barzed ha skrivagnerien Vreiz, heñvel ganeoc'h penaos n'o deus ar re goz skrivet netra a vad. Marteze e fazian, met setu ar pez em eus gwelet o lenn diweza niverenn ar « C'hannadig ». Gwir eo eun tammig. N'eus ket kalz barzed e Breiz, — gwerzaouerien ne lavaran ket, kanerien deliou glas, brug ruz, touriou dantelezet pe bragou bras... Sotoniou ha netra ken

Met bez' ez eus re all... Ar Yeodet, an Abad Ar Bayon hag Ar Marechal, ha kalz a re all o deus ivez gwerziou kaer-tre. Ha, d'am meno, hini eus ar re yaouank n'en deus c'hoaz skrivet barzonegou par da re Bleimor ha da re Er. Berthou kennebeut (Doue o fardono).

Heñvel ivez penaos er-maez eus Gwalarn n'eus nemet « genaouicien ». Koulskoude, kavout a ran-me skrivagnerien a zoare e lec'h all : na Loeiz Herrieu, Dir-na-Dor, an Abad Perrot, an Ao. Uguen, Hellegouac'h, na Per Tual ha Pabu ?

Pa gomzit eus lennegez Vreiz, mat e vefe lavarout eur ger bennak eus skrivagnerien an dastumadennou all : re « Breiz », re « Dihunamb », « Feiz ha Breiz », ... rak ar re-se ivez n'int ket sot holl. Gwell egedoun-me en deus lavaret kement-se d'eoc'h, kredan. Met kement-se ne vir ket ouzin a lenn gant plijadur pennadou Gwalarn, — kalz muioc'h eget sotoniou ha traou digempenn ar baotred eus an « amzer goz ». Plijadurusoc'h ha prederietoc'h. Torret eo ar glorenn vrein-se a oa war hor Bro, ha gwell a se. Roomp breman da Vreiz eul lennegez ledan, — eul lennegez vreizek.

Kredit ez oun tre ganeoc'h evit mad Breiz, ha dreist pep tra, na gavit em lizer fallagriez ebet, nemet soñjou eur Breizad a gar mat e Vro.

F. An Toulleg.



**Eur gontadenn hag a blijo**
**d'ar re vras ha d'ar re vihan**

# SINDBAD
# AR
# MARTOLOD

**a vo moulet**
**en e bez**
**war niverenn**

## GWALARN

**ha**

## KANNADIG GWALARN

**miz eost**

An holl levriou brezonek
a vez kavet e

# TI BREIZ

dalc'het gant an dimezell Torcol
11, rue d'Algésiras, Brest

# LEVRIOU A RANK AN HOLL KAOUT

| | |
|---|---|
| Précis de Grammaire Bretonne ............... | 1 skoed |
| La Prononciation du Breton ..................... | 1 skoed |
| L'Orthographe bretonne ......................... | 1 skoed |
| Cours Elémentaire de breton ................. | 12 lur |
| Petit Dictionnaire Pratique Breton-Français | 22 lur |

(e gwerz e ti GWALARN)

